WIKIPEDIA

# Tigreeg

Ur yezh semitek eus is-skourr yezhoù etiopek an norzh eo an **tigreeg** (ቲግሬ *tigre* pe ኻሳ *c'hasa*) komzet en Eritrea (800 000 den e 1997) hag e norzh Soudan.

Daoust ha m'ec'h eo heñvel-tre o anv, n'en deus an tigreeg netra da welet gant Proviñs Tigrae en Etiopia.

Tost-tre eo an tigreeg d'an tigrigneg dreist-holl hag ivez d'an amhareg.

Ur rannyezh pennañ ez eus:

- ar **mansaeg' (mansa** pe *mensa*)

Evel an darn vrasañ eus ar yezhoù etiopek e vez kavet en tigreeg ar c'hensonennoù strakal. Diouzh an tu all, avat, e ra c'hoazh an tigrigneg gant an div gensonenn farinjek distaget er c'hourlanchenn a veze kavet sañset er geuzeg met kollet gant an darn vrasañ eus ar yezhoù etiopek all nemet an tigrigneg ha neuze e c'heller ober an diforc'h diouzhtu dre gomz etre ar yezhoù-mañ ha yezhoù kar all evel an amhareg.

Abaoe an XIXvet Kantev e vez skrivet e vez an tigrigneg gant ar skritur etiopek bet diorroet er penn-kentañ evit skrivañ ar geuzeg bet degaset eno gant misionerion eus Sveden evit reiñ ar Bibl er yezh-mañ. E gwirionez, avat, dre m'emañ liammet-stank ar geuzeg ouzh Iliz Ortodoksel Tewahedo Etiopia e kav gwell an darn vrasañ eus an Digreed, muzulmaned anezhe, ober gant an arabeg evel yezh dre skrid hag e kavfent gwelloc'h e vije skrivet o yezh ivez oc'h implijout al lizherenneg arabek.

| **Tigreeg (ቲግሬ Tigre, ኻሳ C'hasa)** | |
|---|---|
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Eritrea, Soudan |
| Komzet gant : | 800 000 - 1 000 000 |
| Renkadur : | goude 100 |
| Familh-yezh : | Yezhoù afrez-aziatek<br>Yezhoù semitek<br>Yezhoù semitek ar su<br>Yezhoù etiopek<br>Yezhoù etiopek an norzh<br>**Tigreeg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | |
| Akademiezh : | hini ebet |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | hini ebet |
| ISO 639-2 | tig |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | TIG |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Liammoù diavaez

- Kentelioù tigreeg enlinenn (http://www.people.vcu.edu/~gasmerom/Eritrean_languages/tigre/)
- Ethnologue (http://www.ethnologue.com/show_language.asp?code=tig)

## Gwelet ivez

- Yezhoù etiopek

 **Porched ar yezhoù hag ar skriturioù** – Adkavit pennadoù Wikipedia a denn d'ar yezhoù.

